# GWALARN

TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

117

EOST

1938

## TAOLENN

# AR « BREZONEG EEUN » DIAZEZ YEZ AN HOLL

C'hoant c'hoarzin am eus bet en deiz all, pa voe degaset d'in eun nebeut follennou paper, merket warno holl c'heriou ar Brezoneg Eeun, dres evel m'o c'haver moulet e pajennou diweza an Alc'houez.

E-kichen pep ger e oa skrivet ar stumm anezañ e yez Wened, hag ar stumm anezañ en eur yez ha n'eo na brezoneg an holl, na brezoneg Gwened, nemet eur brezoneg etre daou, hag a dle beza yez an holl diwar bremañ, — da vihana, war a lavar eun nebeut tud en em vodet en Oriant nevez 'zo.

Ar follennou paper-se a voe lakaet dindan va daoulagad da ziskouez d'in pegen tost oa brezoneg Oriantiz (an ano-se a roan d'ezo amañ) ouz brezoneg an holl ; heñvel, koulz lavaret, war-bouez eun nebeudig geriou.

Ha setu amañ perak oun bet dare da c'hoarzin : ma oa nebeut a gemm, ne oa ket souezus, rak DIBABET E VOE AN DARN VUIA EUS GERIOU AR « BREZONEG EEUN » A-RATOZ E-MESK AR GERIOU ANAVEZET GANT AR BOBL, HA D'EZO AN HEVELEP STUMM, PE DOST, E PEP KORN A VREIZ.

N'em eus ket tremenet bloaveziou o sevel roll-geriou ar Brezoneg Eeun hep muzulia gant evez talvoudegez pep ger e-keñver meur a dra : ar ster, ar stumm, ar geriou hag an troiou-lavar a c'helle tarza diouto, hag all. Diseblant-krenn e choman pa damaller tra pe

dra d'ar Brezoneg Eeun ; gouzout a ran n'o deus ket an damallerien peurliesa pouezet pemp munutenn en o spered traou am eus pouezet-me em spered a zeiz da zeiz, hag a sizun da sizun, e-pad hir amzer. Fellout a rae d'in, er c'henta penn, lakaat eun DIAZEZ start da studi ar brezoneg, aes hag eeun evit AN HOLL.

Setu diskouezet splann eta, gant tud An Oriant o-unan, ez oun aet betek ar pal. Kemma eun dra bennak e doare-skriva ar Brezoneg Eeun ? Perak ? Eeun a-walc'h eo evel-se. Lakaat mesk ne vije ken.

Aes-tre gwelout penaos ober : ma'z eus c'hoant e vije eur yez hepken evit an holl, deski en holl skoliou Breiz, re Wened koulz hag ar re all, da genta, ar Brezoneg Eeun. Ober gant geriou ar Brezoneg Eeun, da genta, el levriou da zeski lenn, el lennadu-riou, er c'henteliou a bep seurt.

Goude, tamm-ha-tamm, mont pelloc'h, gant furnez. Labour skañv, evit gwir. Ezomm ebet da ijina doareou-skriva nevez, na rajent nemet pounneraat samm an holl.

ROPARZ HEMON.



# MASKLADEG AR MARO RUZ

(hervez Edgar Poe)

(Brezoneg Eeun)

Ar « Maro Ruz » a oa bet o wasta ar vro abaoe pell.

Kleñved-red ebet ne oa bet ken marvus, na ken divalo. Ar Gwad, setu petra oa e verk, ar Gwad gant e ruzder hag e spont. Bez' e oa poaniou lemm ; neuze koll an anaoudegez en eun taol ; toullou ar c'hroc'hen o tiwada stank ; ha breinidigez. Saotrou ruz-teñval o tont war gorf ha dreist-holl war zremm ar c'hlañvour ; ha ne oa mui evitañ na harp na karantez da gaout digant an dud all. Kement-se, eus ar penn kenta betek ar penn diweza, ne bade nemet eun hanter-eur.

Ar Prins Prospero koulskoude a oa eürus, dizaon ha fur. Pa voe bet hanter ziboblet e zouarou, gervel a reas mil a vignoned yac'h ha laouen, dibabet e-mesk uhelidi hag itronezed e balez, ha mont ganto da chom pell-pell en unan eus e *abatiou mogeriet-kreñv. Bras ha kaer-dreist oa an ti, bet savet gant ar prins hervez e vlaz iskis hag uhel war eun dro ; kelc'hiet gant eur voger start, enni doriou houarn. Mignoned ar Prins, o veza aet e-barz, a zegasas ganto forniou ha morzo-liou pounner, hag a gendeuzas ar barrennou a brenne an doriou. Fellout a rae d'ezo mirout ouz pep den a vije taget gant dispi pe diskianterez dont e-barz pe mont er-maez. Kalz boued a oa en *abati. Eur wech kemeret kement a evez, n'o doa aon ebet da gaout

rak ar c'hleñved. D'ar bed da vont evel ma karje ! E-keit se, difur e vije bet soñjal pe beza nec'het. A bep seurt traou a oa bet degaset gant ar Prins da gemer plijadur : c'hoarierien, dañserien, sonerien, Braventez ha gwin. E-barz, kement-se ha surentez. Er-maez, ar « Maro Ruz ».

Pemp pe c'houec'h miz oant bet serret evel-se, hag edo ar c'hleñved en e wasa er vro, pa aozas ar Prins Prospero evit e vignoned eur gouel-noz eus ar c'haera.

Kempennet e oa bet pep tra evit ar blijadur er *vaskladeg-se. D'in da gomz da genta eus ar c'hambrou ma voe dalc'het enno. Seiz a oa anezo, — mat evit eur roue-meur. E kalz a baleziou e vez seurt rummadou-saliou lakaet war-eeun an eil goude eben, an doriou o riskla flour tost betek ar mogeriou en daou du, en doare ma c'heller gwelout ar rummad penn-da-benn, koulz lavarout en eun taol-lagad. Amañ e oa disheñvel, evel ma ranked gortoz pa ouied karantez ar Prins evit an traou iskis. Ar c'hambrou a oa bet savet gant ken nebeut a urz an eil e-kichen eben ma oa diaes gwelout muioc'h eget unan war eun dro. Bep ugent pe dregont metrad e oa ret trei a-greiz-holl, ha da bep tro e weled eun dra nevez. A-gleiz hag a-zehou, e-kreiz pep moger, e oa eur prenestr gotek uhel ha striz o tigeri war eun *trepas serret-mat hag a yae hed-ha-hed d'ar rummad-saliou. Gwerennou livet a oa war ar prenestrou-se, ha kemma a rae al liou hervez penna liou ar sal ma tigorent enni. Ar sal, da skouer, a oa ar muia diouz tu ar sav-heol a oa glas, — ha glas-flamm oa ar prenestrou anezi. En eil sal e oa ruz-teñval ar goueliou hag ar c'haeraduriou, ha ruz-teñval oa ar gwerennou ivez. An teirvet a oa gwer eus al leur d'al lein, ha gwer ivez ar prenestrou. Goueleier hag arrebeuri ar pedervet a oa ruz-melen, — re ar pempvet a oa gwenn, — re ar c'houec'hvet a oa glas-ruz. Ar seizvet kambr a oa krouget goueliou voulouz du tro-war-dro d'ezi, ouz al lein hag ouz ar mogeriou ; koueza a raent gant plegou pounner betek al leur, goloet a voulouz du ivez. Er gambr-se hepken ne oa ket ar prenestrou a liou gant ar c'haeraduriou all. Amañ e oa gwerennou ruz-gwad. En hini ebet eus ar seiz kambr ne veze gwelet eul lamp e-mesk an aouraduriou stank skignet amañ pe ahont pe o tiskenn eus al lein. Ne oa tamm goulou ebet o tont eus benveg pe venveg e-barz ar c'hambrou. Met en *trepasiou e-kichen e oa, dirak pep prenestr, eun *trebez pounner, warnañ eul lestr leun a dan, o kas e vannou a-dreuz d'ar gwerennou livet hag o teurel er gambr eur sklerijenn vras. Eur bern skeudennou iskis a veze graet evel-se. Er gambr diouz tu ar c'huz-heol, ar gambr du, liou an tan o koueza evel eur froud war ar goueliou teñval a-dreuz d'ar gwerennou ruz-tan a oa eus ar spontusa ; eun neuz ken dic'hiz o tont war dremmou ar re a zeue e-barz, ma oa nebeut a dud kalonek a-walc'h da lakaat o zreid dre eno.

Er gambr-se ivez, ouz moger ar c'huz-heol, e save eun horolaj ramzel e prenn-ebena. Mont a rae en-dro gant eun trouz teñval, pounner, heñvel bepred. Ha pa edo ar biz bras o paouez ober e dro, hag an eur o vont da seni, e teue eus skevent dir an horolaj eur son sklaer ha kreñv ha doun ha plijus-tre d'ar skouarn, ha ken souezus koulskoude ma ranke bep gwech ar sonerien chom a-sav da selaou ; hag e ranke ar valserien chom a-sav ivez ; hag e veze damc'hlac'haret e-pad eur pennadig an holl dud laouen ; ha keit ha ma krene c'hoaz soniou an horolaj, e teue disliv ar

re ziskianta, hag e veze gwelet ar re gosa ha fura o tremen o dourn war o zal, evel kollet en o soñjou hag o huñvreou. Met kerkent ha ma tave ar son, skañvoc'h e tarze ar c'hoarz dre-holl ; ar sonerien a selle an eil ouz egile o vousc'hoarzin dre c'hoap, mez enno o veza bet ken aonik, o lavarout a vouez izel ne vijent mui paket ar wech kenta ; ha neuze, goude tri-ugent munutenn (tri mil c'houec'h kant rann-vunutenn en Amzer a nij hag a nij) e sone an horolaj adarre, hag e veze tregas ha krenadennou ha soñjou evel a-raok.

Daoust da gement-se, kaer ha laouen oa ar gouel. Divoutin e oa blaz ar Prins. Da gempenn neuziou ha liviou e oa dispar. Dispriza a rae giz an deiz. Dizaon ha bervus oa e venoziou, lugernus-direiz e grouidigeziou. Darn o dije kredet n'oa ket e skiant-vat gantañ. Bez' e oa kredenn e servijerien. Ret e oa klevout ha gwelout anezañ da c'houzout hep arvar ne oa ket.

Heñ eo en doa lakaet aoza, evit an darn vrasa, kaeraduriou lem-laka ar seiz kambr a-benn ar gouel bras ; ha hervez e vlaz eo o doa an dud en em wisket. Farsus e oa, a dra sur. Traou flamm hag iskis ha souezus. Tresadennou kamm-digamm, outo izili ha skeudennou doareet-disheñvel. Faltaziou evel re eun den foll pa nij a bep tu e spered direnket. Kalz eus an traou-se a oa kaer, kalz dizereat, kalz iskis, darn spontus, hag eun darn vat divlazus. Amañ hag ahont, e gwir, er seiz kambr-se, edo eur bobl huñvreou o vont-dont. Hag an huñvreou-se en em waske, o kemer o liou diouz ar saliou ken na vije lavaret ne oa ar sonerez gouez nemet *hekleo o c'herz. Seni a ra a-greiz-holl an horolaj ebena e sal ar voulouz. Hag e-pad eur pennad, n'eus nemet didrouz ha dilavar keit ha ma sav ar son. Ma chom an huñvreou, skour-



net, evel m'edont. Met mervel a ra tamm-ha-tamm, — n'en deus ket padet pell, — eur mousc'hoarz skañv, damvouget, o nijal d'e heul. Hag e tarz ar sonerez adarre, hag e vev adarre an huñvreou, hag ez en em waskont a bep tu laouenoc'h eget biskoaz, livet gant ar prenestrou o liviou stank ma red drezo ar bannou diouz an trebeziou. Koulskoude, er sal a zo ar muia etrezek ar c'huz-heol n'eus hini a gred mont. Rak emañ an noz oc'h echui ; hag eur sklerijenn rusoc'h o koueza dre ar gwerennou ruz-gwad ; ha spontus eo duder ar ouel deñval ; ha d'an hini a laka e droad war al leur voulouz du e teu eus an horolaj ebena ekichen eun trouzig pounner, galloudusoc'h eget an trouzou a gouez e diouskouarn ar re a zo o kemer o flijadur pelloc'h er saliou all.

Ar saliou-mañ a oa leun. Enno edo kalon ar vuhez o lammat taer, an dañserien o trei hag o trei, ken na grogas an horolaj da seni hanternoz. Ha neuze e chomas ar sonerez a-sav, evel ma lavaren. Ehana a reas ar valserien. Ha setu an hevelep didrouz glac'haret o tont evel a-raok. Daouzek taol a oa o vont da seni. Hag en doare-se e teuas muioc'h a soñjou d'en em sila marteze, e muioc'h a amzer, e spered ar re dougeta da soñjal e-mesk tud ar gouel. Hag en doare-se, a-raok d'ar son diweza da veza beuzet da vat en didrouz, e oa marteze meur a unan o doa taolet evez ouz eun den *masklet hag a oa chomet diwel d'an holl betek neuze. Ha pa voe bet skignet kelou an hini nevez-deut, a vouez izel a bep tu, e savas en diwez dre-holl eun trouz, ennañ tamall, souez, — ha neuze spont ha *heug.

E-mesk ken lies a skeudennou iskis evel ar re am eus livet, kredi a-walc'h a c'heller e oa ret d'eun dra

beza iskis-tre e gwirionez da lakaat kement a dregas da sevel. Ne oa harz ebet pe dost da unan bennak da ober er gouel-se pez a gare. Met ar skeudenn-mañ a oa aet en tu-hont d'an harz pella, en tu-hont zoken d'ar pal aotreet ken frank gant ar prins. E kalonou ar re zisponta ez eus kerdin na c'heller ket lakaat da grena hep ma teufe ar c'halonou-se da domma. Zoken ar re heurgollet, a ra goap eus ar vuhez koulz hag eus ar maro, a gred ez eus traou dreist d'ar goaperez. An holl, e gwir, a seblante bremañ kompren ne oa na farsus na dereat gwiskamant an estren. Hemañ a oa mentek ha treut, ha goloet eus an troad betek ar penn gant dilhad ar maro. Ar *maskl a guze an dremm a oa graet ken heñvel ouz dremm reut eun den maro ma vije bet diaes, zoken o tostaat, lavarout ne oa ket unan e gwirionez. Ha koulskoude, gouzañvet e vije bet kement-se, — a zo muioc'h, degemeretmat marteze, — gant an diskianted a oa tro-war-dro. Met aet e oa an den masklet betek en em ober diouz skeudenn ar Maro Ruz. Gwad en doa skuilhet war e zilhad, — ha gwad-holl oa e dal ledan ha pep linenn eus an dremm, eur spont da welout.

Pa gouezas sellou ar Prins Prospero war ar skeudenn-se (hag a gerze goustadik, uhel he fenn, evel da boueza muioc'h war spered ar valserien), skrija a reas-heñ, da genta holl, gant ar spont pe an divlaz ; met buan e ruzias e dal gant an droug a oa ennañ.

« Piou a gred », — a c'houlennas, garo e vouez, ouz ar re a oa en e gichen, — « piou a gred ober goap d'imp en eun doare ken dizoujus ? Krogit ennañ, lamit e vaskl dioutañ, d'imp da c'houzout piou a rankimp krouga, da c'houlou-deiz, ouz lein ar mogeriou ! »



E kambr ar sav-heol, ar gambr c'hlas, edo ar Prins Prospero o komz. Klevet e voe e gomzou, sklaer ha kreñv, o *hekleoi, hag heñ eun den dizaon ha nerzus ; penn-da-benn d'ar seiz kambr, kerkent ha m'en doa savet e zourn en doa tavet ar sonerez.

Er gambr c'hlas edo ar prins, eur bagadig tud disliv tro-war-dro d'ezañ. Da genta, pa gomzas, graet o doa evel an neuz d'en em deurel war an estren, hag a oa eno ivez, o tostaat goustad ha pounner d'an hini en doa komzet. Koulskoude, eur spont dizano, ganet diwar doareou iskis an estren, a oa savet enno holl, ha ne voe ket kavet unan da lakaat warnañ e zourn ; hini ebet ne viras outañ da dremen war-hed eur metrad diouz ar prins ; hag e-keit ha ma kile an dud e pep sal eus ar c'hreiz etrezek ar mogeriou, mont a reas hep chom a-sav, atao pounner ha divall evel a-raok, dre ar gambr c'hlas d'ar gambr ruz-teñval, — dre ar gambr ruz-teñval d'ar gambr wer — dre houmañ d'an hini ruz-melen, — dre houmañ d'an hini wenn, — hag ac'hano d'an hini c'hlas ruz, — ha den ebet o fiñval da vat evit kregi ennañ. Neuze eo ma redas ar Prins Prospero, diskiantet gant ar *gounnar hag ar vez o veza bet ken aonik, buan-habuan dre ar c'houec'h kambr, hep hini eus ar re all ouz e heul, spontet-maro ma edont. En e zourn savet e talc'he eur *gougleze noaz. Deut oa, douget gant an droug a oa ennañ, war-hed eun tri pe bevar zroatad diouz an estren hag a yae bepred en e raok, pa droas hemañ, hag heñ degouezet e penn sal ar voulouz, en eun taol dirak an hini a rede war e lerc'h. Eur c'harmadenn lemm a glevjod — hag e kouezas ar *gougleze lugernus war al leur deñval ha kerkent ar Prins, astennet er maro. Neuze, an dispi o lakaat ka-

lon enno, ez en em daolas eur bagad eus tud ar gouel er gambr du ; kregi a rejont en estren, en e sav, uhel ha difiñv, e skeud an horolaj ebena ; hag ober eun huanad a spont divent o kavout ne oa, dindan ar maskl hag e-barz an dilhad a zalc'hent ken garo, korf ebet.

Anaout a rejont neuze edo ar Maro Ruz en o mesk. Deut oa evel eul laer en noz. Hag unan-hag-unan e kouezas ar glaskerien-blijadur e saliou gwadek ar gouel, pep hini o vervel dres evel ma koueze en dispi. Hag e nijas ar vuhez diouz an horolaj ebena pa nijas ivez eus korf an hini diweza eus an dud laouen. Ha mervel a reas ar flamm war an *trebeziou. Hag edo Teñvalijenn ha Breinadur ar Maro Ruz o ren dre-holl ez diharz.

*Geriou.* — *abati,* abbaye. — *kounnar,* rage. — *gougleze,* poignard. — *hekleo,* écho. — *hekleoi,* résonner. — *heug,* dégoût. — *maskl,* masque. — *maskla,* masquer. — *maskladeg,* fête masquée. — *trebez,* trépied. — *trepas,* couloir.



# LENNADURIOU

KELAOUENN AN AMERIKANOURIEN, kenta niverenn evit ar bloaz 1937.

*(An notennou-mañ a zo tennet diouz eul lizer skrivet gant Meven Mordiern da F. Vallée ; moulet int amañ gant aotre an oberour).*

Bet am eus... kenta niverenn *Kelaouenn an Amerikanourien* evit ar bloaz 1937. Bez' ez eus warni traou talvoudus d'in an anaoudegez anezo. Eur pennad a-zivout Sevenadur an traezou oberiet gant al Lakandoned, eur ouenn Indianed o veva, a-diegeziadou digevret, e koadou bras Stad Chiapas, war harzou ar Meksik hag ar Gwatemala. Anezo gounideien-douar, hemolc'herien ha pesketaerien, o komz mayaeg evel Yukataniz hag an Huasteked o chom en arvor adalek an Tabasko ha bro Vera-Cruz betek da geñver San Luis Potosi en hanternoz. Ampart al Lakandoned da ober o mad eus ar plant gouez o tiwan en o c'hoadou. An akajou a ya ganto da ober bagou pilprennek (stank al lennou hag ar stêriou en o bro, nemet emañ o neradi enno gourglazarded fero-kenañ). Ar gwez anvet *huun* a ya ar rusk anezo da zanvez gwiskamantou. Ar gwez anvet *or* a ya o rusk da ober gweleouskourr, kerdin-gwaregou, gouloueier. An troellblantennou (lies gouenn anezo) a ya da ober ereou, liammou, kerdin a bep ment hag a bep teoder. An doare palmez anvet *pahor* a vez lakaet an deliou anezañ da zanvez-toi. Ar bambouzenned (meur a ouenn) a ya da ober fust ar saeziou. Ar prenn gayak, war eun dro kreñv ha gwevn-meurbet, a ro danvez dispar evit ar

gwaregou. Ar *chikozapote* a ya da ober ar penn a laker war ar fustou-saeziou. Ar prenn Kampech a ya da ober kemend-all, hag, ouspenn se, e vez tennet dioutañ danvez-liva. Ar gwez-pin (*okote, tote*) a ya da ober gouloueier evit kerzout en noz. H.a. Souezus pegen hir eo roll ar plantennou gouez a bourchas d'al Lakandoned traou talvoudus : boued, livadur, h.a.

E-touez ar plant gounezet ganto e c'heller menegi an avalou-tomatez, ar piz-Roum pe fao bihan, ar patatez c'houek, an ed-Indez, ar bananez, ar c'horz-sukr, ar c'hotoñs, an agavez *heneken*, ar butun, ar roukou.

Da loened doñv, n'eus ganto nemet yer. Ar c'hilhog-Indez, bet maget ganto gwechall, hervez an henskridou spagnolek, ne vez ken kavet en o zouez.

Da evesaat penaos ar yar, ar gwez bananez hag ar c'horz-sukr a zo bet degaset eus hor rannved-ni gant ar Spagnoled en Amerika. Nemet eur wech en arvor an Douarou-Nevez, ez int bet skignet betek lec'hiou pella an diabarzvro *gant an Indianed o-unan. Buanoc'h eo bet skignidigez ar gwez bananez, e Kreiz-Amerika hag e Su-Amerika, eget kerzed war-raok ar Spagnoled.*

... Unvandoare a-walc'h e vez gant al Lakandoned ar wareg (*chourour, choulou*), nemet kroummik eo e tiegeziou ar c'hreisteiz, ha dameeun gant tiegeziou ar gwalarn. An trouc'h anezi a zo hirgelc'hiek e kreiz ha kelc'hiek en daou benn. Ar prenn a zo gantañ stumm eur werzid hir-meurbet. Dizunvan a-walc'h hed ar gwaregou : 182, 164, 154, 146, 144 eo hed ar gwaregou muzuliet gant Sapper (*Mittelamerikanischen Waffen*, war *Globus*, levrenn 83, p. 55). Ar vugale a zo d'ezo gwaregou diouz o ment. Ne vez laket



ar gorden war ar wareg nemet pa'z aer d'an hemolc'h. Pa n'eus ket ezomm anezi, hel lezer distign dindan tôenn an ti.

Ar saeziou (*eureur*) a zo pemp tamm enno :

1° ar vroudenn (e maen-tan pe e gwer-menez-tan).

2° ar walenn prenn kalet-meurbet (*chikozapote* peurliesa). Bez' ez eus, er penn uhela anezi, eun ask ma vez sanket ennañ lost ar vroudenn-vaen ha dalc'het start eno gant eun ereadur neud kotoñs libistret a goar. Trouc'h ar walenn a zo a-wechou kelc'hiek, peurliesa karrezek, ez dibaot tric'hornek. Ar penn izela anezi a vez sanket mot er fust ha startaet eno dre eun ereadur kotoñs ha koar.

3° ar c'harenn, kelc'hiek an trouc'h anezi, a zo eur vambouzenn skañv-meurbet. Bez' ez eus enni, eun tammig izeloc'h eget an ereadur o startaat ar walenn, eun ereadur all, kotoñs ha koar, evit mirout ouz ar vambouzenn a frailha gant sankidigez ar walenn brenn kalet er gleuzenn anezi.

4° ar stuc'hennadur (re ziaes ha re hir da ziskleria e brezoneg).

5° penn izela ar saez, anezañ eur bloc'hig prenn kalet sanket mot er fust ha startaet eno gant ereadur izela ar stuc'hennadur. Ennañ e vez an ask da lakaat ar gorden.

Implijet e vez ar wareg er pesketaerez. N'eus gant al Lakandoned na higennou na rouedou na baouigou.

Anavezet e oa ar sifoc'hell gant al Lakandoned er XVII-vet kantved. « Sifoc'hellou-dre-dan a veze graet ganto neuze eus akebutennou ar Spagnoled », *zerbatanas de fuego, asi llamavan a los arcabuzes.* Aet eo

da get an arm-se en o zouez hizio, dre an abeg moarvat n'o deus ket al Lakandoned a gontamm evit ar saeziou. Eur c'hontamm eus ar marvusa a zo ret evit ober eus ar sifoc'hell-dre-zaredou eun arm hemolc'hi ha brezeli efedus ha talvoudus. Mayaed 'zo, er Yukatan, a zo e boaz ganto bremañ c'hoaz ar sifoc'hell-drevouledou-pri evit laza al loened mentet-bihan, an evned dreist-holl. Sapper en deus gwelet eun Indian Kekchi, eus Alta Verapaz, o laza diouz ret eun naer gant eur bouled-pri en he fenn.

■■

Eur pennad talvoudus all eo *Jesuit Letters to Hervas on American Languages and Customs.* Ar Jezuist Hervas en deus savet eul labour-skrid ramzel, an *Idea dell'Universo,* evit stourm ouz levezon kelc'houiziegezourien Vro-C'hall. Al levrennou 17-21 eus e labour, moulet e 1780, a zo gouestlet da yezou ar bed. Danvez talvoudus a oa bet kaset d'ezañ gant Jezuisted all emañ miret o lizerou e levraoueg ar Vatikan, kevrenn an dournskridou. N'en deus ket gallet Hervas lakaat da dalvezout en e levr an holl zanvez founnus kaset d'ezañ eus pevar c'horn ar bed gant e genvreudeur. Gant se, talvoudus-kenañ eo hizio studi al lizerou koz-se. Ar re eus Amerika a zo diwar dourn an Tad Joakin Camaño, ganet e Tukuman e 1737, bet misioner er Parage, yezoniour, gramadegour, kartenndreser dispar, eun den speredek, gouiziek-meurbet, kuñv, douget d'an Indianed, tuet da veiza o giziou hag o c'hredennou, d'ezañ ouspenn eur skiant-burutella dibaot da gavout e-touez an dud. Manet eo diembann an darn vuia eus al labouriou savet gant an den dreist-se, ha kollet e hañval beza bremañ hiniennou



anezo (da skouer, e yezadur eus ar c'hichouaeg hag ar chikitoeg).

■■

Bez' ez eus ouspenn, a-zivout Indianed Kalifornia ha Komanched ar Meksik, e 1849-1851, pennadou eus an dudiusa diwar notennou-beaj diembann ar Prins Paol von Wurttemberg, miret er Stuttgart Landsbibliothek...

An notennou-se a zo anezo pemzek levrad... Manet int diembann ha divoul. Skrivet ez int bet gant ar Prins e-pad m'edo oc'h ergerzout ar Stadou Unanet hag ar Meksik er bloaziou 1849-1851. Ar re embannet war ar Gelaouenn a zo diwar-benn Indianed Kalifornia, eur gejadenn gant Komanched er biz d'ar Mapimi, ar Meksikad gouiziek Don C'hose Ramirez, Indianed hanter-ouez ar meneziou e kevrenn hanternoz Stad Durango, ha kêr Los Anjeles (evel m'edo e 1850).

*Indianed Kalifornia.* — En atant vras an Aotrou Sutter, war glannou stêr Sakramento, edo o labourat, e-pad an hañv 1850, kalz Indianed *Hok* eus ar vro, ha diavaezidi diwar ar meuriadou *Kosume, Yuba, Willi, Kulus,* ha zoken eun nebeut *Cho-Chone* pe Indianed an Naer o doa heuliet an Aotrou Sutter ha diskennet a-gevret gantañ eus ar meneziou. An Indianed Hok a zo eur boblad anienet-mat ha dizrouk a-grenn, a ra kalz a vad d'an Aotrou Sutter war e atant, hag a zo karet ha gwarezet gantañ. An dislealderiou, an trubardereziou hag ar c'hrizderiou o deus bet an Hoked da c'houzañv a-berz ar skoacherien (*squatters*) hag ar gantreidi a ouenn wenn o neradi e Kalifornia evit gwasa reuz ar vro gaer-se, o deus laket c'houervoni en o c'halon ouz gouenn ar Saozamerikaned en he

fez, daoust n'eo ket an darn vuia eus an Amerikaned da veza tamallet evit gwalloberiou eun nebeut talmaned. An Hoked, paotred ha merc'hed, a ya en noazdibourc'h war ar pemdeiz hag an darn vuia eus an amzer. Ne vez gwisket dilhad ganto nemet da geñver o goueliou ha pa'z eont da weladenni gwenngroc'heneien. Anezo hemolc'herien ha pesketaerien. Hogen ar pep brasa eus o boued a vez pourchaset d'ezo dre ar c'hutuilh. Beva a reont dreist-holl diwar mez dero Fremont (*Quercus edulis* pe *Q. Fremontii*) ha diwar hadou pin meur Lamberz (*Pinus Lambertiana*). *Otak* pe *uti* a reont en o yez eus an dervenn, ha *hai* eus ar binenn.

Dont a ra gant ar Prins Paol von Wurttemberg eur roll geriou eus yez an Hoked hag eus yez ar Gosumeed. E-touez ar geriou hokek, e verzan ano ar wareg, *panda*, damheñvel ouz ano ar wareg e sumereg (*pan*), e mon-c'hmereg (*panah*), en indonezeg (*pana, fana*, h.a.), e melanezeg (*fana, vana*, h.a.) hag e polunezeg (*pana, fana, vana, ana*, h.a.) (1).

Savet en deus ar Prins roll ar meuriadou Indianed a veve dizalc'h diouz ar Spagnoled er broiou douret gant ar stêriou Sakramento ha Joakin : *Mariposa, Tolemes, Mekomeles, Kosumes* (pe *Walla gomne Indians*). Etre mammennou ar Rio Amerikano hag ar Sakramento : *Tanku, Tomp-scha, Bubu, Boga, Deitschera, Kuikui, Lo-klama, O-lala-bai*. Etre ar Plumas

(1) Bez' ez eus heñvelderiou a c'heriadur etre ar yezou hokaek komzet eus an Oregon da striz-douar Tehuantepek ha yezou Okeania : keñveria da skouer an hokaeg *tama* (gwaz, gour), *huagen* (gwreg, maouez), *baluha* (roeñv), *ahi* (gwez), *alla* (heol) ouz ar geriou polunezek kenster d'ezo *tama* ; *wahine* ; *valuha* ; *ahi, ai* ; *laa, la* (Doktor P. Rivet, 1924).



hag ar Sakramento : *Hok, Yuba*. En tu diouz ar C'hornog ha diouz an hanternoz d'ar Sakramento : *Willi, Kullu*, gouesoc'h ha brezelgaroc'h eget Kaliforniz all.

*Eur gejadenn gant Komanched*, er goañv 1850, war an hent da Zurango, en hanternoz da Barras hag er biz da Vapimi, war an uhelenn-veur (*plateau-land*), 7.000 troatad a-us da c'horre ar mor. — Edo ar Prins war-nes tizout uhela kevrenn eun draonienn pa welas en eun izelennig c'houec'h den noaz en o c'hoazez eno. Barlennwiskou ruz pe c'hlas a oa ganto, kelc'hennou-brec'h arc'hant, troiou-gouzoug paterennou gwer pe e dent-gouezed, kleierigou-skouarn porselen hag arc'hant. Livet e ruz hag e gwenn e oa o c'horf ha tatouet en e bez. Mokasinou a oa en o zreid. O bleo hir a oa kenblezennet e lostou-perc'hell a zivilhe betek o gouriz. Gwaregou prenn melen (*Maclura aurantiaca*) a oa ganto, ha saeziou, ha goafiou gwisket a vezer ruz ha kinklet war e hed ar fust anezo gant pluennou-bran, lasou-bann bleo ejenmoueek pe reun-marc'h, kontellou hir, ha tomahokou, darn stummet heñvel ouz bouc'haliou, darn all aet da ober an danvez anezo eur mell askourn ejenmoueek gant eur pez maen pounner en e benn. Anez al lost-porc'hell hir a oa en o bleo, war o c'hern, hag a zistribilhe ac'hano, kaeraet war e hed gant kantennou arc'hant ledan (eun daouzek pe eun ugent bennak anezo) o droukkemerout en dije graet evit beza Pawnied pe Arapahoed. Pluennou kaouenn hag evnedpreiz all a oa ivez en o bleo, gant tammou houarn ha broudennou-saez e maen-kailhastr. Bez' e oa ganto ouspenn pallennou gloan, serapeou meksikan, saeou krec'hin ejen-moueek, ha saeou all kaer-dispar e krec'hin antiloped kivijet mat-tre, gwenn-kann evel

an erc'h, ha livet brao-kenañ. Souezet e voe ar Prins gant neuz-vat ar c'houec'h brezelour-se. « Heñvel-mik o c'havis ouz an Ararikaraed dre o neuz, o ment, ha dre an doare m'edo dibret ha bridet o c'hezeg. Bez' ez oa anezo Komanched, tud yaouank kaer an darn vuia anezo. An hena en o zouez a helle beza etre 24 ha 26 vloaz... Degas a ris d'ezo butun hag eun nebeut roadouigou all. Unan anezo a gouchas eur c'hornad gant va butun, a sachas eun daou vouilhad moged pe dri, hag evel-se e reas e genseurted war e lerc'h. Goude e voe degaset ar c'hornad d'in-me ha da Ries. Laosket ganeomp eun nebeut bommadou dioutañ, e lavaras ar c'houec'h Indian a-unvouez : *Waschi*, « Gall », eur ger a beoc'h en o zouez pa vez keal a wenngroc'heneien, rak an Indianed n'o devez kasoni nemet ouz ar Meksikan (Spagnamerikad) hag ouz ar *Yenkihu* (Yanki, Saozamerikad). Dre o gwignadennou e klevis diganto e oa anezo rakredourien eur bagad bras war hent ar brezel etre Mapimi ha Parras. Ar beure a oa deuet warno p'edont o treuzi ar vro, hag arzaoi o doa graet en diazenn-se da c'hortoz ar serr-noz, pa'z eo gwir n'eo ket o c'hezeg (a vev diwar geot) evit kezeg ar Veksikaned (a vez ed en o c'hof). Eun eurvez a oa abaoe m'edont o spia ac'hano kerzed va bagon a-dreuz d'ar gompezenn.

« Eun eurveziad-vale goude kimiadi diouto, e tegouezis gant eur bagad Meksikaned, daouzek gwaz marc'het-mat hag armet kerkoulz, oc'h ambroug maouezed yaouank ha plac'hed koant war muled. O klevout diganen e oa en amezegiez c'houec'h Indian war wenodenn ar brezel, e voent braouac'het-holl, dreist-holl ar merc'hed. En aner e liviris d'ezo e oant sur da gaout an trec'h en eun emgann ouz ar Gomanched, pa'z eo gwir e oant niverusoc'h egeto, gwelloc'h armet ha gwelloc'h marc'het. Trei penn evit lost a rejont raktal d'o jaoiou evit mont war o c'hiz, hag ar milaon a oa ganto o lakas d'am c'hompagnunekaat betek diwezat en abardaez-noz ».



E Durango, ar Prins a reas anaoudegez gant ar Meksikad gouiziek Don C'hose F. Ramirez, den a lezenn hag istorour. Bez' edo gantañ, er mirdi dioutañ e-unan en doa savet, balzamedennou indian bet kavet regennet a-weleadou e keviou ar Bolson de Mapimi. « Diouz o c'hlopennou, » eme ar Prins, « n'eo ket koz ar balzamedennou-se. Diwar ar poblou o kantren hag o preizata bremañ c'hoaz en Nevez-Veksiko ez int moarvat, Komanched, Apacheed ha Navac'hoed. Ar Gomanched marteze ar re o deus degaset korf o c'herent maro er c'horn dizarempredet-se eus ar Bed, kaeliet a veneziou diode, nañchet a draoniennou dall, luziet, ampalvarzet ha rouestlet-holl an douar anezo gant eur *chaparral* stank-didreuzus. Fiziañs o deveze, hep mar ebet, e chomfe relegou o anaon karet e peoc'h da virviken er vro varo-se » (2).

E Durango, e welas ar Prins Indianed hanter-ouez eus ar meneziou e kevrenn hanternoz ar Stad-se. « Teñval-meurbet eo liou o c'hen. Frammet-start ez

(2) Lies gwech en deus va zad komzet d'in eus ar Bolson de Mapimi, a oa bet treuzet gantañ p'edo oc'h ambroug Bannarmead an Hanternoz. Dizour ha dic'hlasvez, eun dristez o gwelout, e oa ar c'hevrennou eus ar gouelec'h-se treuzet gant va zad. En hanternoz ar Meksik en deus gwelet Indianed eus ar meuriadou gouez ha digabestr : Opataed, teo o diweuz ha divalo-meurbet (gwaregataerien eus an amparta e oant avat, o skei o birou ouz peziou-mouneiz bannet dirazo), hag Apacheed, uheloc'h mentet ha kalz gwelloc'h neuziet.

int, avat, ha plac'hed koant a zo en o metou. Heñveloc'h ez int ouz Indianed an arvor hag ouz Indianed Kalifornia eget ouz Indianed ar C'hompezennou. Ar re-mañ a zo eur ouenn-dud kalz uheloc'h eget ar re all ».

MEVEN MORDIERN.

L'EXPERIENCE MYSTIQUE ET LES SYMBOLES CHEZ LES PRIMITIFS (AN ARNOD KEVRINEL HAG AN AROUEZIOU GANT AR POBLOU WARLERC'HIET) gant L. Lévy-Bruhl (Alcan, Paris, 45 lur gall).

Ne ra al labour nevez-mañ nemet kenderc'hel gant studi doareou-meiza ar poblou warlerc'hiet, boulc'het pell'zo gant ezel brudet Ensavadur-Meur Bro-C'hall. Diou gevrenn a zo ennañ.

Da genta, studi an « arnod kevrinel », da lavarout eo, menoziou, barnedigeziou, doareou-emzerc'hel ar poblou warlerc'hiet e-keñver an holl nerziou, an holl levezonou, an holl oberennou na c'hellont ket beza merzet gant ar skiantou, daoust ma kreder ez int gwirion ; e berr, e-keñver ar pez a c'heller envel an dreistnatur.

Ec'hon-meurbet al lec'h dalc'het gant ar c'hevrin e spered ar ouezidi. Beva a reont er c'hevrin, koulz lavaret. Pe gentoc'h, ni eo a gav d'imp e vevont er c'hevrin, rak i ne verzont ket ken resis ha ma reomp ar vevenn etre an natur hag an dreistnatur. Boas omp deut en Europa, a rumm da rumm, da denna diouz eveziadennou ar skiantou ar pez a anvomp « lezennou ». Pa gav d'imp eo torret eul « lezenn-natur », unan a zaou : pe ez eus eun abeg naturel bennak, dianav d'imp, da ziskleria an direizder ; pe neuze ez eo eur « burzud ». D'ar ouezidi, — daoust ma ouzont mat-tre lakaat da dalvezout kenteliou ar skiant-prenet, — n'eus ket a « lezennou-natur » stummet-sklaer en o spered ; ne vezont ket souezet eveldomp gant eun dra dic'hortoz ; n'o devez ket eveldomp da glask pell abeg eun direizder : eun tasmant, an anaon, eun doue, eun aerouant pe eur galloud kuz bennak, setu an abeg evito.

(Eur bern kredennou o deus bet a-ziwar-lerc'h o hendadou da ziskleria kement gra a c'hoarvez en-dro d'ezo. Aes kompren pegen doun eo sanket ar c'hredennou-se en o empenn, pa soñjer n'int ket gouest eveldomp da ziforc'h ar gwirionder diouz ar seblant ; da skouer, eun den gwelet en eun huñvre a zo koulz evito hag eun den e kig hag eskern gwelet ouz lagad an heol e-kreiz ar gêriadenn ; an eil koulz hag egile a zo bet *gwelet*, neketa ; *beza int* o-daou, neuze, hervezo ; — gwelout eun den maro dre an huñvre, setu a-walc'h da anataat d'ezo *bezañs* ha *buhez* an den maro-se ; ne c'houlennont ket kement zoken).

D'eur goueziad, ne c'hell eur gwallzarvoud tarza nemet diwar obererez eun nerz kuz bennak. Trec'hi pe bellaat an nerz kuz-se dre lidou-hud, graet gant an den e-unan, pe gant eur sorser, eno emañ an dalc'h, d'e veno. En hevelep doare, kement embregadenn graet gant eun den, — taol-hemolc'h, pesketa, argadadenn-vrezel, abadenn-c'hoari, hag all, — ne c'hell beza kaset da vad nemet :

*a*) dre aozaduriou micherel.

*b*) dre aozaduriou hud,

an daou rummad aozaduriou ken ret an eil hag egile.

Ac'hano ar pouez roet gant ar poblou warlerc'hiet da bep tra a gas anezo tost d'ar bed kuz : traezou ha degouezadennou dic'hiz, huñvreou ha gweledigeziou. Ac'hano ar pouez roet d'an darempredou gant an anaon, pa'z eo gwir eo ar re-se er renk kenta e-touez an nerziou kuz.

Petra eo an « arouez » neuze ?

En eil kevrenn e levr, e tispleg L. Lévy-Bruhl ar perak hag ar penaos eus an « aroueziou » implijet gant ar ouezidi. Graet e vez ganto da staga en eun doare reizet an den ouz bed ar c'hevrin. Eur fazi bras avat e vefe kredi ez eo an arouez d'ezo ar pez ez eo d'imp-ni. Ganimp-ni, Europiz, ma'z eus eul liamm speredel etre « arouez eun dra » hag an « dra end-eeun », disheñvel koulskoude eo an « dra » diouz an « arouez ». E spered ar ouezidi, an « arouez » hag an « dra » ne reont nemet unan. Da skouer, eun tamm koad lakaet da skeudenni eun den hag an den e-unan n'eus ket a ziforc'h etrezo ; neb a ra droug d'an tamm koad a ra droug d'an den ; neb a ro boued d'an tamm koad a vag an den.

Studia a ra an oberour, e sell ar menoz-se, penna aroueziou ar poblou warlerc'hiet : al lec'hiou sakr, aroueziou ar re varo (koadennou, mein, klopennou, loened, plantennou), hag all. Neuze, studia a ra an implij anezo, aes a-walc'h da gompren eur wech komprenet ervat petra eo an arouez : pa n'heller kaout levezon ebet war an « dra », klasket e vez kaout levezon war « arouez an dra » ; pa n'heller ket gloaza an enebour, klasket e vez gloaza « arouez » an enebour (roudou e dreid, eun delwenn anezañ, hag



all ; a-wechou, ne daer ket pelloc'h eget milliga e ano).

N'oun ket, er pennad berr-mañ, evit displega holl binvidigez al levr, ennañ e-leiz a gealiou, a brederiadennou, a skoueriou dudius. Eur goulenn hepken a rin da echui : an Europad, distag-krenn e spered diouz doareou-meiza an den warlerc'hiet, e pelec'h e vo kavet ? Ez-anat, bez' e vev an doareou-meiza-se c'hoaz, mui pe vui, en hor metou, ha netra ne verk ez int tost da vervel. Studia aspadennou an doareou-meiza kent e-touez maezidi koulz ha kêridi ar bed sevenaet a dalvezfe ar boan, ouz sklerijenn an anaoudegeziou degaset gant al levr-mañ.

R.H.

LES ARAIGNEES (AR C'HEVNID) gant L. Berland (Stock, Paris, 15 lur gall).

(*brezoneg eeun*)

E penn e levr e lavar an oberour ez eo ar *c'hevnid e-mesk al loened an nebeuta anavezet, hag i ken stank koulskoude ma reont « eun darn vras eus an danvez buhezek ». Anaout a reer etre 25.000 ha 30.000 rumm anezo. Met kredi a c'heller ez eus eur 100.000 bennak war an Douar. Tra souezus : en darn vuia eus ar yezou, n'he deus ar bobl nemet eur ger hepken da envel loened ken niverus ha ken disheñvel alies an eil re diouz ar re all.

E pep lec'h e vezont kavet : n'heller ket dastum eun dournadig geot, pe sevel eun tammig ar *rusk diwar eur wezenn hep gwelout unan ; beva a reont

en hon tiez ; beva a reont er stêriou koulz hag er mor ; el lec'hiou sec'h evel el lec'hiou gleb ; betek 5.000 metrad uhelder hag ouspenn er meneziou ; goloet e vez ganto an Douarou Bras ha betek an enezennouigou pella. Koz int : roudou o deus lezet e douarou *devoniat Bro-Saoz ; e tammou *goularz ar Mor Baltek e kaver kevnid peurheñvel ouz ar re a vev hizio.

Meur a vloaz en deus tremenet an oberour o studia doareou ar c'hevnid. Setu amañ anoiou pennadou e levr :

Petra eo ar c'hevnid. — Penaos e vev ar c'hevnid. — Pelec'h e vev ar c'hevnid. — Ar c'hevnid o klask o boued. — Ar seiz gant ar c'hevnid. — Ar *binim. — Ar garantez hag ar *gouenna. — Ar c'hevnid a vev bodet.

Daoust ma tesker o lenn al levr traou eus ar souezusa, n'eo ket da soueza an dud ez eo graet, evel re eus al levriou seurt-se ; n'eus ket ennañ kennebeut kalz a filozofiez, Doue ra vo meulet.

Eur gevnidenn, da genta, n'eo ket eun amprevan, evel ma kred kalz : eiz troad a zo d'ezi (d'eun amprevan c'houec'h), ha rannet eo he c'horf e daou (korf eun amprevan e tri), da gomz hepken eus an traou aesa da welout. Ment ar c'hevnid a ya eus an hini vrasa, an *Theraphosa leblondi*, kavet e Gwiana (hed-korf 9 santimetrad ; — hed al loen pa vez astennet an treid, war-dro 20 santimetrad), betek ar re vihana (hed-korf eur milimetrad pe nebeutoc'h). Darn a ra eur *gwiad, ha darn a bak al loenedigou a zebront diwar redek (pe lammat) war o lerc'h.

Alies e ra ar c'hevnid eur *c'hrounnenn da serri o viou. Grounnennou a lies stumm a reont, pep rumm



o kaout e stumm d'ezañ e-unan. Burzudus an ampartiz a lakaont d'o sevel ha d'o c'huzat.

Amzeriou poanius-tre a zo e buhez ar c'hevnid, amzeriou an *digroc'henadur. Bez' e rank ar c'hevnid evit kreski dont er-maez eus eur c'hroc'hen kalet, dilezel bleo, dent, *krabanou, ha zoken goloiou an eiz lagad. O c'hortoz ar c'hroc'hen nevez da galetaat, e chom ar gevnidenn blot, disliv, tost difiñv ha dizifenn. Eun niver bras-spontus a gevnid a varv d'ar c'houlz-se. Eun niver bras all a chom *mac'hagnet.

Ne vev ar c'hevnid peurliesa nemet eun nebeut mizveziou. Rummou 'zo a c'hell padout o buhez betek 20 vloaz.

Ouspenn ar re a vev en tiez, er bodou, er gwez, en deliou, e beg ar geotennou, hag all, ez eus re a oar ober toullou en douar hag o serri gant eun norig graet e seiz. Eun doare kevnid a ra d'ezo o-unan eun ti dindan an dour.

Diwar amprevaned e vev dreist-holl ar c'hevnid ; paka a reont loenedigou all koulskoude : logod, laboused, naered, pesked zoken. Debret e vezont d'o zro gant a bep seurt loened. Amprevaned 'zo na vevont nemet diwar gevnid pe o viou.

Seiz ar c'hevnid a zeu er-maez dre eur bern *gwagrennou a gaver e kof al loen. Kaletaet e vez kerkent gant an aer. Hervez he c'hoant e c'hell ar gevnidenn *neza an doare seiz a gar : seiz evit mont war-raok (evit nijal a-wechou ; — kavet ez eus bet kevnid o nijal da 1.000 metrad uhelder), seiz da sevel gwiadou, seiz da ober tiez, seiz da c'holei ar viou.

Binim ar c'hevnid peurliesa ne ra ket kalz a zroug d'an den, da vihana en hor broiou. An *darentolenn zoken, hag hi brudet-fall, n'eo ket binimus-tre.

M'em eus lavaret a-walc'h da rei c'hoant da unan bennak da lenn al levr-mañ, gwell a se. Heta a ran d'ezañ kement a blijadur ha m'em eus bet va-unan.

R. H.

Geriou. — *binim*, venin. — *kevnid*, araignées — *kraban*, griffe — *devoniat*, devonien — *digroc'henadur*, mue — *gouenna*, reproduction — *goularz*, ambre — *grounnenn*, cocon — *gwagrenn*, glande — *gwiad*, toile (d'araignée) — *mac'hagna*, mutiler — *neza*, filer — *rusk*, écorde — *tarentolenn*, tarentule.



# KEVRENN ETREKELTIEK

# KUDENN AN UHELDIRIOU

« ... *Through no fault of their own, they* (Tir-uheliz) *are gradually dwindling in numbers and, unless drastic steps are taken very soon, there will be nothing but ruins and bracken to show where this fine race once thrived. The towns will survive, but the rural population will vanish, probably never to return* ».

Jocelyn Gibb, The Problem of the Highlands.

O komz diwar-benn eul levr a zo bet embannet nevez 'zo dindan an ano « *Scotland* 1938 » e teu gant buruteller eur gelaouenn saoznek ar frazenn-mañ « *N'eus ket kalz* (ennañ) *a-zivout an Uheldiriou ; rak al levr a zo gouestlet d'an dud kentoc'h eget d'ar maeziad hag an Uheldiriou, daoust d'ezo beza leunbarr a weledvaou, ne c'hellont rei bevañs nemet d'eun niver bihan kenañ a dud* » (1).

Hag e gwir, Uheldiriou Alba n'int evit ar pep brasa eus ar Saozon, — ha kalz tud arall, moarvat, — nemet eur vro genedus-meurbet, toull-didoull gant aberiou doun, leun a veneziou uhel ma red etrezo stêriouigou ha m'en em astenn lennouigou sioul, ma c'heller eogeta, kilhog-gouezeta ha mont war-lerc'h ar c'haro dibres-kaer. Evit eul lod anezo ez int ouspenn eur vro he deus roet da Vro-Saoz eun niver bras a dud kadarn ha speredek, soudarded, ergerzataerien,

(1) *The Spectator* (Scottish number), 6 mae 1938, p. 822.

marc'hadourien, trevadennerien, skrivagnerien, o deus kenoberiet muioc'h eget n'eus forz pe dud da sevel an Impalaeriez ha da rei brud da Vreiz-Veur. Uheldiriou Alba a zo, a-dra sur, kement-se. Bez' ez int ivez eur vro m'emañ eur bobl vagol ha kadarn o vervel.

## NIVER AN DUD EN UHELDIRIOU A ZO O TIGRESKI BUAN.

Anez e vefe graet adaozaduriou nerzek hag efedus e berr amzer, Uheldiriou Alba a yelo da ouelec'h ha ne chomo amañ hag ahont, war an aod, nemet eur gêrig bennak. An holl a zo a-du evit anzav, an dra-se. A-hend-all, an niverennou a ziskouez anat emañ poblañs an Uheldiriou hag an inizi o vont buan war zigreski. An Uheldiriou hag an inizi a zo enno ar seiz kontelez-mañ : Era Gil, Inver Nich, Ros ha Kromba, Kativ, Galiv, Arkiv ha Chetland (2). Er bloaz 1891 e oa enno 360.367 den, e 1911, 341.355 ; e 1931, 293.139 (3). *Bez' e oa eta e 1931 67.228 den nebeutoc'h o veva en Uheldiriou eget 40 vloaz a zo ; da lavarout eo he deus digresket ar boblañs a 18 dre gant er prantad-se.* Koulskoude, dibobladur an Uheldiriou a zo kosoc'h eget 1891. Kant ha tregont vloaz

(2) Graet hon eus an aliesa ar gwella gant an anoiou-lec'h gouezelek skrivet hervez doare-skriva ar brezoneg unvan. Setu amañ anoiou saoznek ar 6 kontelez meneget a-us : Argyll, Inverness, Ros ha Cromarty, Sutherland ha Caithness. Kavet e vo war-lerc'h anoiou gouezelek an enezennou Mull, Skye ha Tiree.

(3) *The Problem of the Highlands* gant Jocelyn Gibb, The Geographical Magazine, mae 1938, p. 1.



a zo edo o foblañs ar palevarz eus hini Alba ; hizio n'emañ ket an dekvedenn zoken.

« E konteleziou Inver Nich, Ros hag Era Gil ez eus war-dro 20 den dre viltir karrez. E Kativ n'eus nemet 8 den dre viltir karrez. Etre 1841 ha 1931 ez eo kouezet poblañs enez Mile eus 10.000 den da 2.860 ; hini an enez Skiannac'h eus 23.000 da 10.388 ha hini Diri eus 5.000 da 1.446. Etre 1921 ha 1931 ez eus bet eur c'holl a 66.838 den e poblañs maeziou Bro-Alba. Ar c'holl-se, a zo well-waz a 4,3 dre gant, a sav da 9,5 % en inizi Arkiv, da 9,7 e Kativ, da 11,5 e Galiv ha da 12 % e Ros ha Kromba » (4).

## POBL AN UHELDIRIOU A ZO TUD KOZ ANEZI DREIST-HOLL.

Dibobladur Uheldiriou Alba a zo frouez an ermaezia-tud. Tiruheliz a ya kuit diouz o bro evit kavout eur vuhez gwelloc'h, pe en Izeldiriou Alba, pe dreist-holl en Amerika, Aostralia ha Kreisteiz-Afrika. Hag evel e pep bro taget gant eur seurt gwalenn e chom an dud koz er gêr, tra ma'z a kuit ar pep hardisa hag ar pep nerzeka eus yaouankiz ar vro.

« N'eo ket hepken emañ ar boblañs o tigreski », eme Sir Alexander Macewen. « A-benn-bremañ, en Uheldiriou, hon eus eur bobl a zo tud koz anezi dreist-holl. Moueziou ar vugale n'emaint mui klevet er glenou. Bez'ez eus skoliou ma 'z eo aet niver ar skolidi eus 100 d'eun hanter-dousennad hepken. En daou gorn-bro Glenmoriston ha Glengarry — enno 300 mil-

(4) *Industry or Empty Glens* gant Sir Alexander Macewen The Spectator, 6 mae 1938.

tir karrez — ar boblañs-skol a zo 37 ha 31 bugel en eil hag egile. E kalz eus hor skoliou a ziwar ar maez 50 da 70 dre gant ar vugale a zeu eus Glasc'ho pe eus kêriou all (5).

## ABEGOU AN DIBOBLADUR — KIRIEGEZ AR PENNOU.

Diblobadur Uheldiriou Alba a gav e orin war-dro ar bloaz 1745, ma voe torret ar c'h-*clan-system* gant Bro-Saoz. Ar pennou-kosgor a yeas neuze da berc'henned-douarou nemetken hag a sellas outo evel dizleet e-keñver an dud a oa o chom hag o veva warno.

Ma hañval beza bet Bro-Saoz abeg kenta dibobladur an Uheldiriou, arabat tamall an ober-se d'ezi hepken. Ar pennou-kosgor eo, da lavarout eo renerien vroadel Tiruheliz, o deus sevenet an torfed euzusse evit o mad d'ezo o-unan ha dibreder-kaer eus mad hag amzer da zont o bro hag o gouenn. A-raok 1745, daou benn-meur eus an enez Skiannac'h, berr an arc'hant ganto, a forbannas dre heg ouspenn kant eus o c'houmananterien d'o gwerza e plantadegou Pennsylvania (6).

Sed amañ an daou abeg penna da zibobladur an Uheldiriou gant ar pennou-kosgor :

1. Diberc'henna penntied (*crofters*) a-vil-vern da rei lec'h da atantou-maga-deñved bras betek ar poent ma stagas Aostralia da bourvezi Europa gant gloan.
2. Feurmidigez ar c'hoadeier-demm (deer-forests) da binvidien ar c'hreisteiz. Gorread ar c'hoadeier-demm-se, gouez da W.C. Mackenzie, hag a oa 1.709.892 keñver (*acre*) e 1883 a zo savet da 3.584.966 keñver e 1912 (7).

Hizio an deiz e kendalc'h kouerien an Uheldiriou da zivroa dre ma teu diaesoc'h diaesa evito beva en eur vro diboblet ha dre ma 'z int hoalet, evel e pep lec'h, gant ar c'hêriou.

Ma kavas eun darn anezo, e-kerz an XIX-vet kantved, eur repu war an aod, m'en em dolpjont ha ma stagjont da eosti ar mor, n'int ket mui dalc'het gantañ abaoe m'eo deut da veza nebeutoc'h peskedus da heul ar pesketa gant listri-roueder.

## TESTENI AR SKRIVAGNER NEIL M. GUNN.

Ne vo ket didalvoud, moarvat, degas amañ testeni eur skrivagner a Vro-Alba, Neil M. Gunn e ano, da harpa ar pez hon eus lavaret uheloc'h a-zivout kiriegez ar pennou-kosgor.

« Eun amzer a voe m'edo an holl hentou bras ha kreizennou-poblañs penna e diabarz ar vro. Pobl ar « strathou » hag ar « glenou » a oa anezi eur bobl a vesaerien a vage tropelladou bras a chatal du, a zeñved bihan eus ar vro hag a varc'hedigou. E penn kenta an XIX-vet kantved e stagas ar berc'henned-douarou da welout e c'hellfent gounit muioc'h a arc'hant dre feurmi an douar da vagerien-zeñved bras

(5) *Industry or Empty Glens.*

(6) *The problem of the Highlands*, p. 2.

(7) An niverou-se roet gant G. Jibb en e bennad *The problem of the Highlands* a zo bet kemeret gantañ el levr *The Highlands and Isles of Scotland* (An Uheldiriou hag inizi Bro-Alba) gant W. C. Mackenzie.

ar c'hreisteiz. Neuze e krogjont da skarza an dud eus an douar a zalc'hent a-viskoaz, o kas anezo kuit dre dana o ziez en eun doare kriz-spontus. Ar Vikinged a fizie en o c'hadarnded hag a veze trec'het alies. Ar berc'henned-douarou a-vremañ ne fizient ket hepken e galloud an iliz hag ar gouarnamant en a-dreñv d'ezo, hogen ivez en o stad dreist-gwiriet a bennoukosgor. Eun taol-trubarderez hennez a oa dic'hallus — ha disoñjus marteze — d'eur Viking pe d'eun Drouiz. Dianket ha mantret, e voe argaset an dud betek an aod hep sevel an dourn zoken d'en em zifenn. Ne oa ket dre ziouer a galon e oa, a-dra-sur, rak edo d'an ampoent gwazed eus ar glenou-se o c'hounit brud en armeadoù Breiz-Veur en Europa, Afrika hag Amerika. En taol-trubarderez-se ne lakajont ar pennou netra en arvar hag e c'hounezjont pep tra. E digalonegez eur seurt surentez ez eus eun dra bennak a zo c'hoaz heugusoc'h eget en trubarderez e-unan. Ha koulskoude, eun dra a zo bet lakaet en arvar gant ar pennou hag an dra-se a voe pep abeg speredel evit o bezañs, hag e kolljont anezi da viken. Hag ez eo hepken en abeg d'an ere-se etre trubard ha trubarded m'o deus dalc'het koun betek hizio ar gosgoridi eus skarzadennou an Uheldir [hag e soñjont enno] gant mez ha c'houervoni » (8).

(8) *Highland River* gant Neil M. Gunn, Bernhard Tauchnitz, Leipzig, p. 125. Neil M. Gunn a zo eun Tiruheliad anezañ, ganet ha savet war aod biz Bro-Alba. E 1937 e laboure evel den-e-karg hag e skrive kontadennou berr e-kerz e amzer vak pa lavaras eur c'heneil d'ezañ e oa eur vag da werza. Gunn a yeas er-maez eus e garg dioustu hag a brenas anezi. Gant e wreg da vartolod, ha daoust d'ezañ beza dizesk-kaer war al levia listri, e reas eur verdeadenn a-hed aod kornog Bro-Alba. Danevellet en deus anezi en e levr « *Off in a boat* ».



## HAG E C'HELLO TIRUHELIZ BEZA DALC'HET D'O BRO ?

Hizio e hañval Skosiz beza trechalet gant ar pez a anvont « Kudenn an Uheldiriou », n'eo nemet ar gudenn a sav a-ziwar dibobladur konteleziou ar c'hornog hag an hanternoz. Tud'zo — ha gant ar re mañ emañ ar wirionez — a gav d'ezo e vefe eur pec'hed, ken e-keñver Bro-Alba, ken e-keñver an denelez, lezel gouenn Tiruheliz da vont da get. Anat eo, evit gwir, ne c'hello derc'hel da veva nemet en Uheldiriou. Ret eo neuze derc'hel Tiruheliz d'o bro dre rei d'ezo an tu da veva ha da baotaat warni. Sed ar pez a vefe da ober evit-se, gouez d'an Ao. J. Gibb :

*a*) Gwellaat an darempredou dre zouar ha dre vor en Uheldiriou. Diouz eur roll-labour a zo anezañ e vezo dispignet 6.000.000 a luriou saoz da sevel hentou er seiz kontelez e-kerz 5 bloavez.

*b*) Gwellaat live-buhez ar benntied dre o lakaat da berc'henned war an douar a zalc'hont ha dre rei d'ezo a-walc'h anezañ evit beva o ziegez.

*k*) Kas war-raok micheriou-dourn ar vro. Eur gevredigez bennak a zo krog endeo gant al labour-se : « *The Highland Home Industries Association* » he deus darnaouet 15.000 lur saoz e 1936 etre hogos 1.000 pennti evit labouriou graet er gêr estr eget ar gounit-douar pe ar pesketa. « *The Harris Tweed Association* » diouz he zu a ro war-dro 100.000 lur ar bloaz da Diruheliz.

*d*) Gwareza ar pesketaerez-mor.

*e*) Askoada ar vro da groui eur c'henwerz bras ar prenn evel er broiou skandinaviat. Merzet eo e ro

1000 keñver-douar dindan c'heot labour d'eun den pe zaou, tra ma roont labour da 10 den pa vezont dindan goad.

*f*) Rei lañs d'an ergerzataerez-bro.

An Ao. J. Gibb a lavar ouspenn e rankfe an holl adaozaduriou-se beza graet a-gevret en eun doare ken nerzek ma teufe Tiruheliz da gredi e vezint skoazellet e gwirionez m'en em skoazellont o-unan.

Bez' e c'heller en em c'houlenn, koulskoude, ha beza e vefent a-walc'h da virout ouz ar vro da goll he zud. Klasket eo bet, eur bloavez bennak a zo, lakaat kouerien an Uheldiriou da genlabourat, war skouer kouerien vro-Danmark pe vroiou arall. An emzao, avat, goude beza graet berz ne zaleas ket da vont da netra.

## IJINEREZ PE GLENOU GOULLO ?

Tud ' zo a gav d'ezo ne c'hello beza harzet dibobladur ar maeziou nemet dre groui labouradegou war ar maez, hogen an holl n'emaint ket a-du ganto. Meneg ar c'h-*Caledonian Power Scheme*, da skouer, en deus fromet meur a hini en Alba, ha tud a zo en em savet raktal evit enebi outañ. Ar re ziweza-mañ a gomz eus an aridennad « hudur » a skluziou, a hirbeuliou hag a diez-nerz a wallo unan bennak eus koanta glenou Bro-Alba (9) hag a bellaio kalz a douristed diouti. A-hend-all e lavaront ne zere tamm ouz Tiruheliz al labouradegou « carbide » pe aluminion a zo keal da sevel.

(9) *Industry or empty glens.*



Sed a vez respontet gant dalc'hidi ar c'h-*Caledonian Power Scheme :*

Ijinereza eur vro, en deiz a hizio, ne dalv ket kement ha duaat ha lousaat anezi evel gwechall. Skouer broiou arall, evel rannvro Lochaber, m'emañ labouradegou ar *British Aluminium Company*, a ziskouez ne bella ket an ijinerez an douristed diouto. Ar c'hontrol eo a c'hoarvez alies. Evel-se ez a tud a-gantadou da weladenni ar skluz a zo bet savet war Loch Laggan.

Ret eo anzav, koulskoude, ne c'hell beza kaset da benn roll-labour ebet hep gwasta tamm pe damm ar vro. Ar gwastadur-se avat ne vez ket ker bras ha ma vez lavaret alies. Ar gorread tonket d'ar c'h-*Caledonian Power Scheme,* da skouer, a zo 4000 keñver war 2.600.000 a zo er gontelez. Keñveriou a-vilioniou a chomo vak en Uheldiriou, eta, evit plijadur an dud a gar an natur gwerc'h hag ar c'hornbroiou gouez. Erfin, maeziou Alba o deus kalz a labour d'ober war an dachenn gevredigezel. Bez' o deus da wellaat an tiez-amzer, yec'hed an dud, ar c'helennadurez, an hentou, h.a... Ar c'honteleziou paour, anat eo, n'int ket evit choukata ar samm-se. Leve bloaveziek ar rann-vroiou a zo aet war vihanaat, nemet er re m'eo bet krouet pe gresket eun ijinerez bennak. Labouriou ar *British Aluminium Company*, e Lochaber, a bae ar bempvedenn eus leve ar gontelez a-bez. Ouspenn e roont labour da 1000 den pe muioc'h. Ar c'h-*Caledonian Power Scheme* a greskfe eus 30.000 lur saoz mad bloaveziek ar gontelez hag a rofe labour a-hed ar bloaz da 300 pe da 500 den. A zo pouezusoc'h, e rofe lañs da ijinerez ar vro a-bez. Tiez paketa pesked ha frouez, milinou paper, lambigerezou da denna

alkool diouz an avalou-douar hag a bep seurt ijinerezou all a c'hellfe dont da heul.

KUDENN AN UHELDIRIOU HAG AR GOUEZELEG.

Kudenn an Uheldiriou a zo a bouez bras evit ar Geltelez. Er peder c'hontelez Era Gil, Inver Nich, Ros da Kromba ha Kativ, ez eus c'hoaz 137.149 den o komz skoseg. Anat eo ne c'hello kenderc'hel da veva ar yez keltiek-se nemet e konteleziou an hanternoz hag ar c'hornog a vro-Alba. Setu perak e rank Kudenn an Uheldiriou beza dirouestlet e sell ar Geltelez. Ijinereza anezo a c'hellfe, a-dra-sur, talvezout d'o fobla. Eno n'emañ ket an dalc'h, avat. Pobla ar glenou er c'hiz-se a zegasfe enno diavaezidi pe Tirizeliz agantadou pe a-viliadou, a lakafe ar yez hag ar sevenadurez gouezelek en arvar en Alba. Ar pez a vern eo derc'hel Tiruheliz d'o bro c'henidik hag evit-se ez eo ret rei d'ezo peadra da veva. Dismantrou ar mereuriou a vez kavet ker stank er glenou ha war dor ar meneziou a ziskouez n'eo ket dic'hallus.

Kudenn an Uheldiriou a zo eur gudenn vroadel m'emañ stag outi amzer da zont ar sevenadurez keltiek en Alba. Ne gredomp ket, avat, ha dre an abeg-se end-eeun, e klasko Bro-Saoz he dirouestla da vat.

FARNACHANAVAN.



# NOTENNOU

## HOR STAGADENN

Gant an niverenn-mañ e lakaomp eur stagadenn, moulet war baper melen, da ziskouez mat ez eo disheñvel an danvez embannet warni diouz an danvez embannet war bajennou all ar gelaouenn. Ar stagadenn a vo kavet diwar bremañ da heul pep niverenn.

Talvezout a raio d'imp da embann labouriou n'omp ket evit embann en eun doare all, — labouriou da aesaat studi ar yez : geriaduriou, yezaduriou, studiadennou a bep seurt o tenna d'ar yezoniez.

Moulet e vo, da skouer :

*Eur Geriadurig Gallek-Brezonek* (a gaver ar pajennou kenta anezañ gant an niverenn-mañ).

*Distagadur ar Brezoneg* (advouladur al levrig diviet pell 'zo).

*Eur Geriadur Brezonek-Gallek.*

Aesoc'h e vefe d'an dud kaout an holl oberennouse e stumm levriou. Eur wech c'hoaz, n'omp ket evit moula levriou d'ar mare-mañ. Distaget e o'hello beza ar stagadennou diouz *Gwalarn*, ha koublet goude se.

Eun dra all c'hoaz : n'eus nemet koumananterien *Walarn* a c'hello kaout al labouriou embannet er stagadennou. D'hor meno ez eo eun dra ret : an hini n'eo ket gouest da rei 40 lur bep bloaz da savetei ar brezoneg (ha kaout eur gelaouenn a bouez war ar marc'had) ne dalv ket ar boan e vefe labouret evitañ.

## KOUMANANTERIEN NEVEZ

A bep tu e welomp ar c'hazetennou brezonek o krenna o ment. Diaes oa d'ezo beva gwechall. Diaesoc'h eo d'ezo beva bremañ.

Gant ar stagadennou talvoudus-bras d'an holl lakaet hiviziken da heul pep niverenn, e vo aesoc'h, moarvat, kavout koumananterien nevez da *Walarn*.

Eur c'helou all da lavarout d'ar re a venn koumananti : da bep koumananter nevez e vo kaset eur pakadig levriou ha levriouigou brezonek, niverennou koz *Gwalarn*, embannaduriou *Gwalarn*, h.a.

Ouspenn se, muioc'h a bennadou e *Brezoneg Eeun* a voulimp en niverennou da zont.

## BREZONEG UNVAN.

An anoiou-mañ a zo da staga ouz anoiou ar re a chom feal d'ar yez unvan : an Ao. Gw. Berthou (Kerverziou) hag an Ao. G. Le Mee, Sekretour *Ar Brezoneg er Skol*.

En niverenn diweza e oa chomet er-maez, dre fazi, ano hor c'henlabourer Abeozen. Ra deurvezo hon digarezi.

## KOMZOU FUR

Emañ *Kenvreuriez ar Brezoneg* Kloerdi Kemper o paouez embann eun diskleriadur, ma ro ennañ he menoz diwar-benn kudenn an doare-skriva.

Fur, a gav d'imp, ar pez a lavar. Hep heulia skouer ar re a venn kemma an doare-skriva, e c'heller « gouzañv » traou 'zo. (An dra-se end-eeun am boa



lavaret bloaz hanter 'zo da zaou eus tud An Oriant, deut d'am c'haout). Hep klask tabut ouz den, e chomo *Kenvreuriez* Kloerdi Kemper feal da reizskrivadur *Gwalarn*. Gwella gourc'hemennou mignoned an unvaniez d'ar *Genvreuriez* ha d'he rener, an Ao. P. Nedelec.

## K.A.V.

Dek vloaz 'zo e labour renerien K.A.V. da zerc'hel ha da skigna ar c'hiz da implijout ar benvegou sonerez keltiek en hor bro.

N'eo ket en aner. E kement korn a Vreiz hag e kalz kêriou a Vro-C'hall emañ krog ar Vrezoned yaouank da seni gant biniou ha bombard, evel o c'hentadou. An neb a garfe ober evelto a c'houlenno kuzul ha benvegou digant Kenvreuriez ar Viniaouerien Vrezon, 96, straed ar Poteau, Paris (18°).

## DRE AR C'HELAOUENNOU

Eun niverenn dreist a zo bet aozet gant renerien ha kenlabourerien *Studi hag Ober*. Niverennou dudius-tre a *War Sao* ha *Sav* a zo deut er-maez en deiziou-mañ (karet hon eus kalz, e *Sav*, pennadou Yeun ar Go). Menegomp eun embannadenn nevez, *Lennet Evidoc'h*, a zo dastumet enni, troet e brezoneg, pennadou a bep seurt kutuilhet er c'helaouennou estren. Pouezus-kenañ eo, ha hiroc'h a vo kavet diwar he fenn e *Gwalarn*. Savet eo gant ar « Greizenn Vreizek a Enklaskerez », 50, Avenue Herbillon, St-Mandé (Seine).

AN TREC'H

Hevlene, evel boaz, ez en em zastum tud yaouank a Vreiz e skol-hañv Milin Benfoull, e-kichen Loper-c'hed. An dimezell M. Gourlaouen, renerez OBER, a gemenn d'imp e vo graet eur vodadeg kelennerien ha diskibien OBER eno an 9 hag an 10 a viz Eost. Spi a zo da lakaat tremen arnodenn an Trec'h d'ar Yaou ar beure, goude ar vodadeg.

Moulerez 17, ru d'Algésiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)